

# CANTIQ NEHUÉ

## AR EN HISTOÉR A CHAPÉL SANTES ANNA.

*Ar en ton a Gannen couh er Miracleu.*

Mé hou supli, Crechénion, de zonnèt de gleuèt
Histoér ur chapél devot a escohty Gùinèd.
Me gonz a Santès ANNA, tri bard leàu doh Alré,
Santellan plaç zou é Breih, ha tout én hur bontré.
Santès ANNA, gùir vam-gouh de Jesua hur Salvér,
E vérite un inour ha gloér particuliér;
Mæs, èl ma vihannequé er fé, er religion,
Oé ancoéheit he mérit é misq er grechénion.
Doué eit sehuel hé mérit, hé gloér hag hé inour,
E vennas dégass er vro d'en dout doh-t-hi recour.
Ean e accordas dehi quement a viracleu,
Ma tér a guement léh zou de glasq hé secourieu.
Cleuet bermen, mem bredér, er hetan marveilleu
E hras Doué eid er Santès é parq er *Bocenneu*;
Ean e gonservas èl léh hé chapél ancién
Nàu hand vlai hé fortelet, hemb bout gouyet guet dén.
Jamæs ne hassé arair diar en dachen-zé,
N'arresté, pé ne sconté, tra eatrange! en avé,
Aveit rein de hanàu splan ha reih de bep crechan,
É oé en dachen ul léh ag er ré santellan.
Pe oé arrihue en amzér en doé Doué réglet
Aveit gobér inourein mam-gouh Salvér er bed,
Ean e gommançás discoein peb sorte sinaleu
Tro-ha-tro d'el léh santel hanhuet er *Bocenneu.*
Doué e den é vrassan gloér ag en treu distérran,
Hag e zisco é bouvoér dré en dud izellan:
Ean e choége ur heah paisant, Nicolasic hanhuet,
Eit sehuel er haëran plaç e fehé bout cavet.

El-cé en doé güeharal choéget deuzêc peur dén,
Péré n'ou doé quet a bloér, na noblance ancién,
Aveit perdéguein partout er fé, en aviel,
Ha convertissejn er bed dré ou bonzeu santel.

Nicolasic en dén just, ha dén devot mar hoé,
Péhani peh sul ha gouil, murhan e gommunié,
E huélas a nezédio peb sorte marveilleu
En é barq, pe zé en noz d'achihue é labourieu.

Liès é huelé er parq goleit tout a splandér
Ardro chair-noz, pé goudé, pe zé en dud d'er guér:
Quement-cé oé ur figur e annoncé deja
Péh quer splandissant vezé chapél Santès Anna.

Avel ur glàu stirennêc en doé güelet ehué
E couéhel a zoh en nean ar er parq eurus-cé,
Er péh e ré de antand en tresor a græceu
Accordezé Doué inou quént-pél d'é amieu.

Cleuet en doé hoah ér parq ur mélodi, ur han,
Quer caer que ne ravissé é galon, é inean,
Hag e ziscoé péguement é vezé bet un dé
Mêlet Doué hag é Santès él leh beniguet-cé.

A pe zihuné de noz, é huélé ur pilet,
Hag un dorn doh en derhel én é sàu alumet;
Ean e splanné tout é gambr que ne gousqué arré:
Marveil caer an doé güelet hès durand er blé.

Ha monnét e ré doh noz d'é bradeu pé parqueu,
Er pilet hum bresanté de sclærat é baseu:
E vrerèc er Roux guet-hou hum gavas güéhavé
De vonnèt, hag e huélas er memb pilet ehué.

Nicolasic a vihan oé devot d'er Huerhiès,
Ha d'hé mam Santès Anna e galhué é *Væstrès*,
Mæs er sineu e huélé e hré poén vras dehon,
Rac-cé ean e redoublaa hoah é zevotion.

Neze er Santès anfin dehou e hum ziscoas,
El un dam gusquet é güen, é creis ur sclærdér bras;
En dra-zé oé de chair-noz tostig-tra d'er fetan
Pe vent de glasq en ébein Yehan er Roux hag ean.

Ur berrig amzér goudé, èl ma té ag Alré,
Hi apparissas dehou, pe oé é pedein Doué
Ar hi zeubhin tost d'ur groéz a zoug hoah bermenic,
Tout dré er barræs, en hanhue a Groéz Nicolasic.

Er huéh-cé é conz doh-t-hou guet ur voéh gracius,
Hi er honsol hag er hass bet er guér quer joeius;
Mæs, èl ma tosté d'é dy, hi e zisparissas,
Hag e lez Nicolasic hé fidel souebet bras.
En dairvèd gùéh m'apparis er Santès d'hé ami,
Guet hé splander ordinær, de noz én é gardi,
Hi e zisclæri anfin tout hé intantion,
Hag e lar er honzeu-men reih ha sclær é breton :
« Cheleuet, Nicolasic, n'hou pèd quet perderi.
» Me zou Anna hou mæstrès, mam d'er Huérbiès Vari,
» Batisset-t'ein un ilis, rac Doué bermen e ven
» Ma vein inouret él leh me chapél ancién.
Huéh pé seih gùéh aral hoah hi dès apparisset
Ha recommandet dehou er memh œvre perpet ;
Peb gùéh hi en avertis de larèt d'é herson
Tout er péh hi doé discoeit hag esphquet dehon.
Mæs é berson e gavé ur folleah é credein,
Hag en davé perpet hemb calz er cheleuein :
Neoah arrihue oé en' dé ma tehé gùélèt
Ur merche splan ag er péh en doé guet-hou cleuet.
Santès Anna apparia d'é ami èl aben,
Pe oé de noz én é gambr é larèt é heden ;
Guet ur sèl hag ur voéh douç hi e laras dehon :
Quert, Nicolasic, quert bean de glasq hou ç'amision.
Héliet, er pilet-men hou cassou bet el léh
Ma cavehet me limage e sàuon tout hou méh :
Nezé en dud e huelou anfin er huiioné,
Hag er péh e mès het ol grateit t'oh a herh Doué.
Nicolasic, forh joéius, e galhue é amision ;
Ind e héli er pilet hueh test ha compagnon :
Bet just léh el limage er pilet avancé,
Inou ean e bras tri sail eit discoein mèn é oé.
Goudé puemb pé buéh taul tranch el limage e gavant,
Péh ur joé aveit-hai ol ! péh ur houtantemant !
Ag en trenoz é tas tud hilleih d'hi visitein,
Hag a zé de zé ur foul que ne oé mui a fin.
Er memh trenoz a vitin é has d'er presbitoér
Nicolasic hag un al de larèt en histoér,
El ma oé passet dirac buéh test ér *Bocenneu*,
Hag er péh en doé cavat dré sinal er goleu.

Er person ou cheleuss en eil goud'éguilé,
Mæs ne vennas quet credein nitra ag en treu-zé :
El-eé Doué e bermetté ma vé bet dispriset
Er bommance en œvr bras en doé aprestet.
Dom Bastién Rosmadec, nezé escob Güénèd,
E zégass é bromotour de barræs Pluneret,
De gleuët Nicolasic, ba de hout er ræson
Ag er pèh en doé güélet dré révélation.
En tadeu Cabuchénèd n Huénèd hag Alré
En interrogeas ehué en eil goud'éguilé ;
Tout é jugeant é oé Doué en doé-ean choéget
Eit bout test ag en treu caër en doé disclæriet.
En escob memb er galhuas dihue pètair güéh ehué,
Aveid en interrogein ha gout er buirioné :
Ean er hav attàu d'ur guir, attàu d'ur memb ræson,
Hemb deguisein na changein é zisclæration.
En escob assuret mad é oé choéget guet Doué
Eit batissein d'er Santès ur chapél a nehué,
Approuvas anfin a nezé é résolution,
Hag e ras d'hi batissein tout é bermission.
Nicolasic coutant bras, ur joé én é galon,
E zas a Huénèd d'er guér guet é bermission :
Ean e sàu ul logig planch dreat el limage cavet,
Ma vé bet gouil er Santès inou overennet.
Person Pluneret güelleit ag é baralisi,
Dré secour santès Anna, p'bum laquas d'bi aupli,
E lar dé bé gouil inou en overen quetan,
El ma devoé grateit én amzér ma oé clan.
Un nombre bras a dud e zé é perhindet
Eid inourein el limage e oé nehué cavet ;
Nicolasic e ebairras é corv ur péoar mis
Tri mil cand scoued én argant de sehuel hé ilis.
Er Santès e bré dejs billeib a viracleu
Dré bé limage marveillus cavet ér Bocenneu :
Tout er ré bum adressé doh-t-bi guet confiance
E gavé d'ou ol drougueu remèd ha délivrance.
Er blsi mil buéh cand uiguênd hs pembplai boabarlerb
É oé cavet el limage er seihvèd dé a verb,
Ha de bouil Santès Anna, de hourhelin goudé,
Oé lsqueit er hetan mein én hé chapél nehué.

Nicolasic oé en doé er soin ag el labour,
A glasquein ol en treu ha peb sort mechérour,
Ean oé e gommandé tout, e hré er marhadeu,
Hag e baié peb-unan revé é zeuébieu.
Nicolasic n'en doé quet eun ag en dout bihan
A argant eit batissein er horv ilis caëran :
É *Væstrès vad* en doé reit hi er hetan arrés,
Hag e bromettas, argant ne vanquehé jamæs.
Hemb cess e couého inou un taul bras a broveu,
Hag en dud tro-ha-tro ol e hré ou horvéieu ·
Dré er moyand-cé quênt-pél Nicolasic e sâu
D'en Intron Santés Anna ur chapél caer ha brau.
El limage miraculus, en doé én doar cavet,
E bras hoah Nicolasic dressein èl m'hi güélet ·
Bedig er scolpadigueu ag er hoëd santel-ze
Doh peb sorte clinhuédeu ha drougueu e huellé.
Nicolasic e huélé guet satisfaction
A bêl, a dost é tonnet peb sort perhinderion
D'inourein é huir *Væstrès* ha d'hi zrugairéquat
A viracleu hi doé groeit é quevér ul lod vad.
Compassion oé güélèt tud a bep sorte stad,
Dilor, divot, a rochéd de léh-men é tostad,
É hober ar ou deuhlin ou zro, ou fréoion,
Dianvæz hag én ilis guet güir devotion.
Petra oe admiraploh eit güélèt tuchentil
É tonnèt d'er Plaç santel divot ha digahel,
É hobér tro er chapél diar ben ou deuhlin,
É pedein santèa Anna hag hi zrugairéquein ?
A dregond, deu-uiguénd leâu pet güéh é arrihué
De huélet santés Anna tud vras a galité,
Ou roncèd, ou zrain arlerh, ind e raug é quèrhèt
Digabel, é pedein Doué hag Anna beniguet
Nicolasic e aellent èl un ami de Zoué ;
Lod offre dehou madeu p'on dé quemert guet-hé,
Ur foul a berhinderion e glasqué er güélet
Aveid er homplimantein ag er græce en doé bet.
En escob èl ma huélé un devotion quer bras
D'er Santés é commancein én hé santellan plaç,
E choegeas d'hi antretén, d'hi derhel, d'hi hondui,
En tadeu menéh Carmèd, urh d'en Intron Vari.

Er fameil royal a Franç oé par en devotan
D'er chapél heniguet én amzér-zé quetan :
Er roué e ras a bresant gùr relêg er Santès,
E zouguér ér précion peh plai de houil Sant Loeis.
Er Pab accordas chué indulgeance plenièr
Ur huéh ér blai de bep dén, ne vern péh dé é tér
De visitein er chapél, hag én-hi de hedein,
É covessat mad ér raug hag é communiein.
D'er goulieu a Nandelêc, de houil Maria é Merh,
De houil bras Santès Anna, gouil Sant Jechim arlerh,
De houil Maria é Santambr indulgeance plénièr,
É hobér er memb œvreu, inou e houniér.
Eit gounit en indulgeanç, ha gùir remission,
Ret-é pedein eid er peah étré er grechénion,
Eid er roué, eit changemant en ol huguenaudèd,
Eit victoér hur mam ilis ar hé anemisèd.
Er Pab instituas hoah én inour d'er Santès,
Ur vrediah péhani zou ur vamen a hræce,
Dré en indulgeanceu hras en dèa hat accordet
D'er verdér en devezé én-hi hum anrollet.
Er parræsieu tro-ha-tro peb plai é précion
E za ol d'er plaç devot guet gùir devotion,
Aveid inourein mam-gouh Jesus-Chrouist hur Salvér,
Hag ou dout dré hé mérit secour é peb dohér.
Miracleu santès Anna hag hé ol secourieu,
Santeleah hras hé chapél hag hé indulgeanceu
E dennas bag e den hoah er province antiér
D'hi visitein devot mad de hep cours én amzér.
Nicolasic e vihuas uiguênd vlai ér banton
Goudé er hommancemant ag en devotion :
Ur vuhé pur ha santel perpet e gonduyé,
Bet que n'en doé er galhuet anfin en Eutru Doué.
Chetui er principallan poéndeu ag en histoér
A chapél santès Anna, plaç hantet e buélér
Guet en dud vras a hartout, Bretonnèd, Galleuèd,
Péré e za a vlaiad d'inou é perhindèd.
P'hum gavehemb attaquet dré en tantation,
Suphamb santèa Anna guet gùir devotion.
Hi e bedou Jesus-Chrouist hé mabig d'ur secour,
Hag e hrei d'emb doug er victoér ar satan hun treitour.

Mar hum gavamb én dangér, é poén pé affliget,
Hum zistroamb doh hé chapél, pedamb hi d'hur bleuèt;
Hi en dou trube doh-emb, e bresantou de Zoué
Hur poén, hun affliction, hur misér ha tristé.
Santès Anna beniguet, patromès hur banton,
Ni e laqua hur buhé idan hou protection;
Secouret-ni de vibuein pur, exante a béhèd,
Ma yehemb de huelèt Doué guet-n-ob d'en eurustéd.

---

Leinet bag approuvet.

É Güénèd, er betan dé a via mai 1853.

LE MAUGUEN, *Vic.-gén.*



É Güénèd, é ty J.-M. GALLES, é-ru er Préfectur.

